WIKIPEDIA

# Weytoeg

| **Weytoeg** | |
|---|---|
| ***Marv*** | |
| **Perzhioù** | |
| Komzet e : | Etiopia - war ribloù al lenn Tana |
| Rannved : | Afrika |
| Komzet gant : | Yezh varv |
| Renkadur : | Goude 100 |
| Familh-yezh : | Yezhoù direnk |
| | ▪ **Weytoeg** |
| **Statud ofisiel** | |
| Yezh ofisiel e : | - |
| Akademiezh : | |
| Urzh ar gerioù : | ? |
| **Kodoù ar yezh** | |
| ISO 639-1 | - |
| ISO 639-2 | |
| ISO 639-3 | |
| Kod SIL | WOY (http://www.sil.org/iso639-3/documentation.asp?id=woy) |
| Sellit ivez ouzh ar pennad Yezh. | |

Ar weytoeg a zo ur yezh a vefe bet komzet e rannvro Lenn Tana, en Etiopia gant ur bagad bihan ag hemolc'herien eus dourvarc'hoù a ra gant an amhareg hiziv.

Gant ar beajour skosat James Bruce. Hemañ, amhareg anavezet gantañ, a yeas a-dreuz ar rannvro e 1770 ha lârout a reas : "komz a ra ar Wayto ur yezh disheñvel tout diouzh ar re arall eus Abisinia. Ne oa ket barrek da zeskiñ "fedoù sur", ha pa gendrec'has ar roue da gas dezhañ daou waytoat. Ar re-mañ a c'houlennatas met divarrek e oant d'e gomprenn pe da eilgeriañ dezhañ, ha pa voent kinniget da vezañ krouget.

An europeat da heul o weladenniñ ar rannvro, Eugen Mittwoch a zezrevellas e kmoze an holl veuriad amhareg. Gwirekaat a reas an danevell-mañ Marcel Griaule e 1928. Ouzhpennañ a reas, avat, e kannas un den ur c'hann er "yezh var eus ar weytoiz". N'ouie ket ar c'hanner end-eun petra a zalveze, estreget un nebeutig a c'herioù o livañ darnioù-korf an dourvarc'h. Implijet c'hoazh e vefe ar re-mañ, emezañ.

Hervez Marcel Cohen e endlac'hfe ar rannyezh amharek lec'hiel un nebeut a c'herioù a vefe bet kemmet o ster hag o displegadur d'o lakaat da ziasoc'h da gomprenn evit an estrañjourien. Ouzhpenn-se e kaver enni gerioù amprestet digant ar c'houchitek a ziouer en amhareg rik ha gerioù arabek liammet ouzh ar relijion.

Er geriadur dastumet gant Griaule n'eus, hervez Cohen, nemet c'hwec'h ger a vefe o etimologiezh disklaer : *šəlkərít* "skantenn", *qəntat* "askell", *čəgəmbit* "pikerez", *annessa* "skoaz", *ənkies* "morzhed a zourvarc'h", *wazəməs* "livenn-gein a zourvarc'h."

E 1925, na gavas an denoniour Frederick Gamst roudenn ebet eus ar yezh kozh, zoken e tachadenn an hemolc'h hag ar pesketaerezh.

Daoust d'an diouer a fedoù ez eus meur a vartezadenn a-zivout natur ar weytoeg. Cohen a zamvenegas ez eo ur yezh kouchitek ar c'hreiz pe ur yezh semitek distag. Darn vrasañ ar glaskourien a gred n'eus ket fedoù a-walc'h d'e renk en ur familh, avat

## Gwelet ivez

Yezhoù Etiopia

Yezhoù direnk